*Feaw - Copwirk*

# CHRIST PLEIBER.



JESUS, MAB DAVID,
O PEZET TRUEZ OUZIN.

Autrou Christ benniguet,
Hor salvit oll, ni ho ped.

## CANTIC NEVEZ

VAR SUJET

# CHRIST PLEIBER.

Var ton *Lochrist an Izelvet*.

Habitantez eus ar c'hanton,
Grêt e meus resolution,
Da ober ur C'hantic nevez,
Da hublia en ho toues.

Mes, allas! petra' alfen-me,
Hep ar sicour demeus an eê?
Pa na zeu Doue da sicour,
E vez inutil peb labour.
Speret-Santel, roit sclêrigen

D'am speret ha nerz da gompren,
Ma comzin eus ur plaç santel,
Zo situet e Breis-Izel.

Me fell din rei deoc'h da entent
Pelec'h e mâ Rone ar Zent:
Miraclou ar C'hrist henniguet
A meus c'hoant a vez publiet.

Tost d'ar guær ens a Vontroulez,
E Pleiber-Christ, compagnunez,
E zeo ar harres consacret
En henor da Zalver ar bed.

Tost d'ar honrg ez eus ur Chapel
Dediet d'ar Famill Santel,
Pehini zo darempredet
A bell zo gant pelerinet.

Mê ya bremâ da explica
Pehini voa'r rêson guenta
Ma zeo ar Chapel-se savet
En henor da Zalver ar bed.

Ar feunteun zo en he c'hichen,
Toullet e creiz ur vouillen,
A zo bet ar c'henta sujet

Ma voe ar Chapel-mâ savet.

Erves tradition ar vro,
E voa guechal guelet eno
Lies a vech un ouad guen
O tisqen e dour ar sourcen.

Hac ur sclêrigen gaer meurbet,
Guelet en ur memes andret,
A reas conceo mil sonjeson
Da dud far demeus ar c'hanton.

Rac chetu petra a eure
Credi d'ar hobl eus ar c'hontre
E falle d'ar Christ benniguet
Beza er plaç-se henoret.

Neuze e voe ar feunteun grêt,
Imach Jesus eno laqet.
E mâ c'hoas e penn ar feunteun;
Adressomp d'ar Christ hor pedeń.

Pa voe ar feunteun-mâ toullet,
E voa Pab e Rom Urban eizvet,
Escop Yan-Louis de Vauduron, (1).

(1) Predecessour da Joseph d'Andigné de la Chaussée.

Dom Jacqes Haleguen Person.
Ar brud demeus ar miraclou
A c'hoarvezas neuze eno,
A reas da gaiz pelerinet
Eus a bep leac'h dont d'e guelet.

Eur maread amzer goude
E voa concluet adare
Ma vije ur Chapel savet
En dezir ar belerinet.

Ar Person a ra ar goulen, (1)
Ar bermission a obten
Digant Reverand Vauduron,
C'hoas Escop er guær a Leon.

Ar Chapel o veza savet,
E cresq nombr ar belerinet,
Pere a zeu a bep contre
Da c'houlen graçon d'ar plaç-se.

Autron CHRIST, c'hui oc'h eus eno
Rentet calz bras a dud salo,
Pa zeuent gant ur galon barfet

(1) An autrou Y.-M, Abat de Kersulguen,
Dom Jacqes Haleguen o veza maro.

D'ho Chapel nevez d'ho quelet.
Ma scrifen an oll viraclou
Grêt gant an Autrou CHRIST eno ;
E ranqfen caout da neheuta
Un devez evit o scrifa.

Rapporti a rin gouscoude
Unan benac eus aneze,
Evit disques d'ar Vretonet
E vadelez en o andret.

Da dud devot a hep qarlier,
Bet immobil pell a amzer,
En deveus ar C'HRIST accordet
An avantach eus ar c'herzet.

Vœn a reont da vont d'ar Chapel,
O flac'hou en o diougroasel,
Ehars treid ar C'HRIST henniguet
O deveus o abandonet.

Un itron a guær Vontronlez,
Pehini zo c'hoas leun a vuez,
Zo bet roet dezi ar guelet
Gant an Autrou CHRIST benniguet.

Evit un testeni fidel,

Da ober an dro d'ar Chapel,
Eur c'houris coar deiz ar pardon
E devoa roet en donêson.

En ur punç coezet ur baguel,
En danger ennâ da vervel,
Dre vertuz ar C'HRIST henniguet
Hep droug ebet zo sortiet.

Guisqet en guenn deiz ar pardon
Voe douguet er procession,
Da zisquez d'ar bobl assamblet
Ar miracl a voa c'hoarvezet.

Calz tud en amzer ma scrifân
O deus guelet ar miracl-màn,
A all renta qercoulz ha me
Testeni deus a guement-se.

Ar Chapel o veza quezet,
A zo bet prompt meurbet savet;
Ar barres oll en dezire,
Hac oll dud ar c'hontre ive.

Ar Pastor eus ar barres-mâ, (1)

(1) An antrou Marec, goude beza obtenet permission digant an autrou Poulpiquet, Escop a Guemper.

Ur bobl bras assambles gantâ,
Dre ur ceremoni solannel,
En deus benniguet ar Chapel.

E mil eis cant nao varnuguent,
Evit rei d'an oll da entent,
En uguent a vis guengolo
E voe placet an imachou.

Gant calz a dud guisqet e guenn
O heuill nombr bras a vêleyen,
En deiz consacret d'ar Pardon
Voent douguet e procession.

D'an drede sul deus guengolo
Emedi ar Pardon eno :
Beza e zeus remission
D'an neb a zeni a vir galon.

En deiz-se eno e veler
Un tam a vir Groas hor Zalver ;
Gant respet ha devotion
E vez dougnet deiz ar Pardon.

Ar Pab a Rom, Clemant trizec (1)
En deus d'ar barres procuret

(1) Successor d'ar Pab Urban eizvet.

An tam-ze eus ar Groas guirion,
Roet gantàn en donèson.

Ar Pab santel en doa roet
Er memes amzer ur brevet
Da zigass assambles gantàn,
Evit assuri snezàn.

Ur Religius Sant Frances (1)
En deus o rentet er barres
Dre ur veach en devoa grèt
En Rom en amzer dremenet.

*Peden d'ar Groas ha d'ar Famill Santel.*

O Croas santel! ni ho suppli,
Na zilezit qet ac'hanomp-ni;
Augmantit justiç an dud vad,
Ha roit pardon d'an dud ingrat.

Ni ho suppli, ô va Jesus! (2)
Dre ho hano trugarezus,
Bezit Jesus atao evidomp,
Ha savetait ac'hanomp.

(1) An Tad Dominiq, Gardien eus ar memes Urz.
(2) St. Bernard.

Guerc'hes Vari, Mam da Jesus,
Guerc'hes meurbet madelezus,
Obtenit deomp peoc'h, union,
D'hor pec'hejou remission.

O Sant Joseph! Pried Mari,
Obtenit deomp, ni ho suppli;
Obtenit deomp digant Jesus
Ur maro mad hac evurus.

FIN.

Ar Relegou-se, pehini zo ul loden eus a vir Groas ar C'halvar, a zo bet laqet e veneration gant an autrou Y.-M. Abat de Ꝃsulguen, Person; Dom Frances Meudec, Cure; Dom Alan Lousaoüis; Dom Guillou Herlan; Dom Clauda Meudec; Dom Euzen Breton; Dom Jacques Mevel; Dom Alan Caroff; Dom Yan Paugam; ha Dom Frances Labbat, bêleyen er bares en amzer-se.

An autrou Ꝃlner, aumonier e Lesquiffiou.

✝

## *Benediction ar Vir Groas.* (1)

*Goude ma vez exposet :* O Crux, Ave.

℣. Adoremus te, Christe, et benedicimus te.

℟. Quia per sanctam Crucem tuam redemisti mundum.

℣. Ora pro nobis, Virgo dolorosissima.

℟. Ut digni efficiamur promissionibus Christi.

℣. Oremus pro fidelibus defunctis.

℟. Requiem æternam dona eis, Domine, et lux perpetuâ luceat eis.

OREMUS.

Respice, quæsumus, Domine, super hanc familiam tuam, pro quâ Dominus

(1) Obtenet digant an autrou Poulpiquet, Escop a Guemper, ha roet evit ar vech qenta an 13 a vis c'hoevrer 1831.

noster Jesus-Christus non dubitavit manibus tradi nocentium, et crucis subire tormentum.

Interveniat pro nobis, quæsumus, Domine-Jesu, nunc et in horâ mortis nostræ, apud tuam clementiam, beata Virgo Maria, mater tua, cujus sacratissimam animam, in horâ tuæ Passionis, doloris gladius pertransivit.

Deus, veniæ largitor, et humanæ salutis amator, quæsumus clementiam tuam, ut nostræ congregationis fratres, propinquos et benefactores, qui ex hoc sæculo, transierunt, beatâ Maria Virgine intercedente, cum omnibus Sanctis tuis, ad perpetuæ beatitudinis consortium pervenire concedas. Per Dominum, etc.



## Cantic araug ar Venediction.

Var ton : *A tes pieds, Dieu que j'adore.*

### *Ar Voaset.*

Cetu ni smâ prosternet
Dirac un tam eus ar Groas,

### *Ar Merc'het.*

A zo bet gant Jesus douguet
Var ar C'halvar pa varyas.

### *An oll assamblea.*

Jesus ! Jesus !
Ah ! roit d'am c'halon guir regret,
Pardon, pardon va Jesus !

Ar bêlec : *Parce Domine.*

### *Ar Voaset.*

O Groas santel, hon esperanç,
Goude hor follenteziou,

### *Ar Merc'het.*

Hor goaperes, hon disprijanç,

N'hon deus qen nemet oc'h-u,

*An oll assambles.*

Jesus! Jesus!
En ho Croas e màn va fizianç,
Pardon, pardon va Jesus!

Ar Bêlec: *Parce, Domine.*

*Ar Voaset.*

Mar cri ho justiç offancet,
Venjanç ha punition,

*Ar Merc'het.*

Hoc'h oll drugarez a reqet
Pardon ha remission.

*An oll assambles.*

Jesus! Jesus!
Mil ha mil hoc'h eus pardonet;
Pardon, pardon, va Jesus.

Ar Bêlec: *Parce, Domine.*

*Ar Voaset.*

Na zisprizit qet hon daelou,
Na dezirou hor c'halon;

*Ar Merc'het.*

Pardonit ha roit, Autrou,
Deomp ho penediction.

*An oll assamblee.*

Jesus ! Jesus !
Renonç a ràn d'am pec'hejou ;
Pardon, pardon, va Jesus.

Ar Bèlec : *Parce, Domine.*

*Goude ar C'hantic e vez roet Benediction ar Groas, en ur gana :*

Benedicat vos, Dominus noster Jesus Christus, qui pro nobis Crucem portavit, et fuit crucifixus. Amen.



E Montroulez, eus a impr. Lédan.

